

# DISPUT HAC ANTRETIEN

## ETRE AR JUIF-ERRANT HAC AR BONOM MIZER,

*Pere zo en em rancontret tost da Orleans, ha pere zo nôz-de o vale ac'houdevez o daou assambles.*

Var ton Güerz ar Burete.

DIDOSTAIT, compagnunez a bep seurt qalite,
Evit clêvet eun disput composet an nêve,
Grêt etre an daou zen cossa a zo var ar bed-mâ,
Pere, allas! a vevo betec ar varn diveza.

Unan anê zo hanvet Isaac ar Baleant,
Eguile ar Baourente, caus a vil nec'hamant,
Abalamour d'an anqen a laqa en hor bro:
Ar bed oll a dra certen a garfe ve maro.

Tost d'ar guær a Orleans int en em rancontret;
Evel daou zen ancien int en em barlantet:
Isaac a zônje deàn e voa én ar c'hossa,
Ha pa dal, en deus cavet c'hoas cossoc'h eguetâ.

Ar Baourente, p'er güelas, en deveus lavaret:
Bonjour, mignon Juif-Errant, e pelec'h oude bet?
Lavar dìn pes seurt micher a res var ar bed-màn;
Meurbet out sqüiz ha fatig, hervez m'en remercàn.

Me zo nôs-de o vale, gant Doue condaonet,
Abalamour d'ar pec'het meus dezàn displijet;
Terrubl bras ê va anqen, deffot qüittât ar bed;
Qen a vo ar varn general, allas! ne varvìn qet.

Mes, va mignon, emeàn, biscoas ne meus cavet
Qen côs ha c'houi er bed-mâ, daoust ma meus baleet.

Me sònje voan ar c'hossa a voa var ar bed-màn,
Ha pa dal, em eus cavet va far, var a velàn.

Siouas dìn, va c'hrouadur, eme ar Baourente,
Te zo c'hoas nêve ganet e comparêson dìn-me :
Te lavar e mont er bed passeet trivac'h cant vloa,
Ha me zo passeet pemp mil : pini eo ar c'hossa?

Pa bec'has hon tad Adam, o tisoboissa,
En e dy e voen ganet ha cunduet gantâ ;
Memes tra e vugale o deus bet va maguet,
Hac ec'h esperàn er graint c'hoas bete fin ar bed.

Va zad côz, eme Isaac, p'omp en em rancontret,
Livirit dìn hoc'h hano, pes seurt micher a ret :
Meurbet e zòn estonet ouz ho clêvet bremâ
Penos e zoc'h er bed-mâ abaoue pemp mil bloa.

Ar Baourente, emeàn, oun a viscoas hanvet,
Ha va flijadur vrassa eo tourmanti ar bed;
Laqat bepret an dizurs e qement plaç m'oun bet;
Caus oun eus a vil maleur, tad an oll gruceldet.

Te a dle va anaout dreist oll dud ar bed-mâ,
Rac aboue ma zout ganet, e maon oc'h da heuilla :
Exercet e meus varnout peb seurt ingrateri,
Paourente, chagrin, clênved a renn did anduri.

Mar dê te eo an hini a dourmant an oll bed,
Eo profit e vez maro, ha biqen ne vez bet;
Evidòn-me, maleürus, a voar mad, siouas dìn!
Ec'h eus uzet em andret re a ingrateri.

Bremàn, p'am anavezes, pella, affronter côs;
En em denn pell diouzìn, ha va lès da repos :
O compren pez seurt annui am eus var an douar,
Abaoue trivac'h cant vloas e rez dìn calz glac'har.

Pa zono an trompillou d'ont d'ar varn general,
Pa finisso ar bed-màn, me qüittayo ractal;

Evit ae'hau da neuze, elles n'em resolvi
Da anduri paourente, peb tourmant hac annui.

Te eo ar speret goassa a voe biscoas er bed,
Hac an oll, bras ha bian, a zo ganes nec'het :
Betec an dud pinvidic hac ar varc'hadourien
A zo ganete jenet qercoulz hac ar beorien.

Mé gred ervad, va mignon, ar pez a lavaret;
Noblanç ha tud pinvidic a meus me goal ozet,
Ha ma ne gueront dioualì ouzin-me nôz ha dé,
E tostayo hep nebeut outo ar Baourente.

Me a gav dìn eo güell zot ar zonch ac'h eus-te grét;
E ty a re binvidic e vez güell gunduet
Eguet e ty ar beorien, o tont d'o chagrina;
An darn-vuia anezo n'o deus qet a vara.

Esper a meus da vonet var o zro hep dale,
Etouez ar re binvidic me a rai eur bale :
Mar gallàn-me antreal eur veach en o zy,
O deveo calz eus a boan barz m'o c'huitaìn mui.

Re fall eo ho qüiscamant, ô cos affronter côs!
E ty ar re buissant biqen n'ho po repos;
Ractal ma viot güelet o fallout antreal,
An disterra eus an ty a deui d'ho chasseal.

Va ententit, va mignon, me ya dre finesse,
Bep eun tamic d'ho c'havet en nôs coulz hac en de;
Pa ven eur vech antreet, ne qet æs va c'hass qüit :
Me a voar ober tud paour eus a re binvidic.

Te a zo eur goall draïtour, eun den pernicius,
Eun affronter, eur mechant, hac eur malicius,
Elec'h lezel tud ar bed chars en o repos,
E zout caus a vil maleur hac en deiz hac en nôs.

An nep ne fell qet dêze ec'h antrefen en o zi,
Arabat bea prodig, na taìn feneanti :

En ti lod ec'h antreàn haç a voar va c'hass qüit,
Am c'hass da di ar re-all hac am mir manific.

Eus a bers an drouc-speret ez out te deut er bed;
En em denn pell diouzòn, scüis òn ouz da velet.
Da viana, pa ouzout va zourmant hà va oat,
E poent did, affronter côs, buan dont d'am c'huittât.

Na re gôs, na re yaouanc, nac an anaoüdeguez,
Na mignonet, na nep den na excusàn james:
An nep a garo divoall ha laqat eves mat,
Am c'hasso demeus o zouez, mar qeront labourat.

Rac-se-ta, compagnunez, mar fell dêc'h evita
Ar Vizer, ar Baourente, divoallit piz outâ:
En Paris, Rom ha Bourdel, hac en Marseill é bet;
Mes ret eo e chasseal adouez ar Vretonet.

An neb en deus c'hoant da gaout Histor Bonom Mizer,
A ello mont d'he frena da dy an imprimer,
Er guær eus a Vontroulez, en traòn ar ru ar Vur,
Hac en dèvo ouz e lenn calz eus a blijadur.

FIN.



# CANTIC JUDAS.

*Var ton al Labourer Sul ha Gouel.*

ME ho suppli, compagnunez, tostait oll da glêvet
Buez an den maleũrussa a voe biscoas var ar bed,
Pehini en deveus lazet e dad ha mab ar roue,
E vam brobr en deus eureujet, ha trahisset Mab Doue.

Ar Scritur a deu da barlant eus a Judas ar mechant,
Pehini a zo güir exempl d'ar bed oll antieramant,

Da drec'hi an avariçtet, eur pec'het qer maleürus,
A zo caus eus a'vil bec'het a fach hon roue Jesus.

Doue ebars an Aviel a ro demp calz exemplou
Da drec'hi an avariçtet, sourcen an oll bec'hejou;
Dreist pep tra e cavàn merqet bue Judas ar mechant,
Pehini zo en em daonet gant ar c'hoant da gaout arc'hant.

Pa voa c'vam eus e zouguen, ar Profet a lavaras
E devije eur c'hrouadur a raje dêi anqen vras;
Disclêria eure en antier ha d'e vam coulz ha d'e dad,
Penos e vije er bed-màn o mab eun den mizerabl.

E dad hac o vam o clêvet eur c'hèlou qen dinatur,
Petra a vije erruet er bed gant o c'hrouadur,
A voç qer trist ha qer nec'het; m'o deus sònjet entreze,
En instant ma vije ganet, lemel deàu e vue.

Er Jude pa ê bet ganet, e guerent o deus sònjet
Ober souden eur vag brouan, hac euni e voe laqet
Al lestr etre daouarn Doue da vont gant ar môr pirillus,
O sònjal en em disober eus eun den qer maleürus.

Doue ne fellie qet deàn e vijé bet perrisset,
Evit servichout da exempl d'an oll bete fin ar bed;
Ar môr, an avel, an tourmant a gundue ar vag brouen,
Hac en rentas e savete en bordic eun enezen.

En enezen-ze e chomme eur roue eus an Egypt,
Ha n'en devoa a vugale qen nemet eur mab unic;
O vea eun deiz o pourmen, ha gantàn tud e bales,
E cavas ar vaguic brouàn voa chommet etouez ar trèz.

Ar roue en deus commandet mont da velet petra voa;
En instant o deveus cavet eur c'hrouadur ar c'haera :
Neuze rojot commandamant demeus abers ar roue
D'e gass d'ar pales prontamant, ha savetai e vue.

Ar roue en deus er maguet, hac en devoa santimant
D'e zesqi ha d'en instrui, d'e ober eun den vaillant;

Mes e vel m'a voa e galon douguet d'an avariçtet,
Ne elle qet en nep fêçon e zivoal diouc'h ar pec'het.

Judas pa ê bet commancet da zont an oad a rêson,
A zant e galon attaqet gant calz a ambitiou;
Arc'hant, rubanou, biseyer, ha carcanou, ha perlez,
Qêment a elle da attrap a laere d'ar rouanez.

Mab ar roue a voa cossoc'h eun tamic eguet Judas,
Ha pa velas e laeronci, e laras deàn trist bras:
Me a lavaro sur d'am zad penos e zoc'h o laerez,
Hac a lacay ho corrija, ma na chenchit a vuez.

Ar roue p'en deveus gouezet e laeronciou mechant,
En deveus en disseziet ha corrijet prontamant,
Ha disclêriet en güirione voa eur c'hrouadur cavet,
Penos e voa dre charite e voa bet gantàn savet.

Judas a gonservas neuze en e galon cassoni
Ha maliç ouz ar prinç yaouanc, n'elle qet e anduri;
O sònjal e voa heritour d'ar roue coulz hac e vab,
E qemeras ar volonte d'e laza, ar mizerabl!

Eun devez, pa voa disònjet an oll eus a guementse,
E lavar deàn an traïtour: deut da vale ganén-me;
Pa voent eun nebeut ecartet, er scòas gant eun tol bas,
D'an douar en deus er pilet, hac en e voad er beuzas.

Ac'hane buan ê tec'het, ha var boez e hent e yas,
Hac, hervez comzou ar Profet, en e vrô ec'h erruas;
Memes ez guær ma voe ganet e chommas da zervicha,
Hep bea gant den anavéet, en hostaliri vrassa.

Evel ma voa eun den vaillant, tud an ti en estime,
Hac a gonfie ennàn arc'hant, pini alies a laere;
Pa vije casset da brena meur a seurt marc'hadourez,
E vire deàn an arc'hant, hac e tache da laeres.

E vestra roas deàn eur vech arc'hant evit prena froucz,
E dad propr a voa jardiner, eno e yas da laeres;

E dad a orruas gantàn, a gommanç d'er scandalat,
Judas a guemeras eur mcn hac er beuzas en e voad.

Al lezen demeus ar vrô-ze a gondaone ar muntrer
Da zemezi d'an intanvez evit punition sclêr;
Ar pez a orruas neuze, rac Judas a eureujas,
E vam bropr a voa intanvez, rac e dad eo a lazas.

Aben eun nebeudicamzer m'oent bet o daou assambles
O conta o avanturiou, en eur domma eun nosvez,
E vam, pini voa e bried, e deus anaveet he mab,
Pini a voe outi ganet, en d'oa c'hoec'h bis var beptroad.

Hac bi o commanç da grial: ô Doue, crouer ar bed!
Cetu accomplisset eta ar c'homzou eus ar Profet!
Judas a guemeras anqen en e galon gouscoude,
Rac ne vouie qet e-unan en devoa grêt qementse.

Qüittât a eure e bried evit mont da redec brô,
Ha qüittât an douar Egypt, caus deàn calz maleurion.
En eur vont, en deus rancontret Jesus, Redemptor ar bed,
O vale gant e Ebestel, leun a garante barfet.

Judas, pa velas hor Zalver, en em dolas d'an daoulin.
Mar pliche ganêc'h va receo, emeàn, va Mestr divin:
Sellit ouzòn dre ho true, me a zo eur pec'her bras,
Hac e meus eur güir volonte evit antren en ho craç.

Jesus a lavaras deàn: qüitta ar pec'het marvel,
Pehini zo en da galon, ha bez Abostol fidel;
Chom atao em c'hompagnunez, te a velo Mab an Den
O vervel ebars el Lamgroas da brena ar bec'herien.

Jesus, pa voe deut an amzer d'ober ar redemption,
A roas d'e oll Ebestel er goan ar gommunion:
Güir exempl d'an oll bec'herien, Judas en deus recevet
An droue-speret en e galon dre sònch an avariçtet.

Jesus, goude ar gommunion, gant eur garante zantel,
A guemer dour hac eur zerviet, a voal'h treid e Ebestel,

Hep exanti memes Judas, o lavarat gant douçder :
Te, emeàn, 'am zrahisso, va Abostol infidel.

Pa voa èchu ar Goan Pascal, e yas Jesus hor Zalver
Varzu ar Jardin Olivet da bedi e Dad Eternel :
Judas, an traïtour qer cruel, a yas pront a dra certen,
Vit ar som a drêgont diner d'e verza d'ar judevien.

Pa velas Judas ar boanniou a andure Mab Doue,
E qemeras eun dizesper, hac a droublas e eno ;
Ma yas da guinig an arc'hant, hac e voe bet refuset,
Hep ma conservas güir glac'har a grenn, an den milliguet

Enc'hontrol, n'em abandoni a eure d'an disesper,
Evel a ra meurr a hini, hac a zisplich d'hor Zalver ;
Mont a eure d'en em grouga dre arrach a guementse,
Ar pez zo caus ma zeo daonet enpad eun eternite.

Cetu amâ-ta, christenien, eun exempl eus ar c'haera,
Evit renonç d'an dizesper ha caout ar glac'har vrassa :
Goulennit pardon ouz Doue hac ho pet eur feiz barfet,
Hac e zeot en fin ho puo da adori an Drindet.

FIN.



Montroulez, e ty LÉDAN, Imprimer, e traôn ru ar Vur.

